# CANTIQ SPIRITUEL,

*VAR BUEZ*

# SANTEZ ANGELA,

FONDATOREZ AN URSULINÉZED,

*Canonizet e Montroulez, gant ur solanite ar gaera, an 3 a vis Even* 1818.

Var an ton gallec : *Tendre Mélancolie.*

SELAOUIT oll, Bretonet, recita ar vue
Deus a Zantes ANGELA, mignones da Zoue,
Melezour ar burete, pa voa var an douar,
Bremâ hon advocades, aboe m'edi er gloar.

ANGELA zo bet ganet eus a dud paour meurbet;
Er guær a Dezanzano ez eo bet badeet.
Ar zê eus a innoçanç, ornamant an ene,
E deveus bet conservet èpad he oll bue.

Mes evit ober ervad meuleudiou ANGEL,
E ve ret dîn-me bea qer savant hac eun êl,
Pa zê güir da lavaret eus he actionou,
E zint bet dirac Doue-eviti goüir destou.

Ne devoa qet daouzec via pa gollas tad ha mam;
Hi hac he c'hoar a chomas gant eun eont divlam.
O oll divertissamant a voa pedi Doue,
Sevel deàn auteriou, hac int c'hoas bugale.

Sonjal a rejont ive mont da eun ermitach;
Eun deyez e sortijont evit mont en beach,
O eont pini o c'harye vel e vugale guêr,
A redas prest var o lerc'h o disgasas d'ar guêr.

Entre an diou c'hoar zantel e voa calz union,
O diou en em zicourent da ober orêson.
Ar yun hac ar binijen a voa o oll deliç,
O cousqet var ar c'halet guisqet gant ar cilic.

Eur maro prest ha subit a zepar hor Zantez
Diouz he c'hoar muya caret; pehes tristidiguez!
Mes an oll inqietud e devoa gant he c'hoar,
A voa da c'houzout ar plaç a bossedje er gloar.

Doue a gousol beprest an orfilinezet,
A gontantas Angela, oc'h ober 'dei goelet
Ar gloar bac ar gurunen en d'oa roet d'e c'hoar
Evit he ha e garet pa voa var an douar.

O pehes graç ha boneur e voa ar Zantez,
Goelet Mari, Mam Doue, ha nombr bras a êlez
En compagnunes he c'hoar pini dei a laras
Ma carje perseveri, a voa eno he flaç!

Pa voa ê'eru bars en oad d'ober communia,

E tostê d'an daul santel gant fe ha oala a joa;
Gant eur garante barfet ha güir humilite,
Beurde e vag' he ene gant bara an êle.

En amzer-se en he bro voa ive rar meurbet
Ar gommunion frequant en mesq an dud er bed;
Hac hi donet da soujal en em renta Seurez,
Hac oher an tri vœu simpl en Trede-Urz St. Frances.

Passe ma voe angajet er vœu a baourente,
Nemet deus an aluzen na vave qen bemde;
Evel merc'h da St. Frances, e teu d'e imita,
O yun ive aliès divar dour ha bara.

Mar e devoa hor Zantes bevet en innoçanç,
Dre bratiq ar vertuziou e teu d'en em avanç;
Dre' mortificationou hac he humilite
E veprisas ar bed-mâ hac e oll vanite.

Pa santae e voa he bleo a rè da dud ar bed
Cavet ar guriosite da zonet d'e guelet,
E composas eul lijou gant husul d'o brouilla,
Hac ar rest eus e hue e teu d'o neglija.

Ne devoa qet a voele evit cousqet en nos;
Var eur fagoden galet e teue da repos,
Ha james ne voe guelet bannac'h tan en he zy,
Car plijadur he c'halon a voa bepret souffri.

Ar yun voa eu peb amzer dezi continuel,
Ha c'hoas e teue d'e grasqi er c'horais santel,

Car tri devez ar zizun oa zebre tam abed,
En tri de al teir graouen na zebre qen d'e fred.

Eur binijen qen oster a ra deomp fremissa;
ANGELA a grede dei, ne voa c'hoas se netra
Evit meritout ar plaç a voa dei prometet
E mesq ar re evurus en pales an Drindet.

Mar boa outi e-uoan caled ar Zantez-mâ,
E voa calz muioc'h teuer e qever he nessa.
He c'honversationou a voa leun a zouster,
Gant pere e c'honee eneou d'hor Zalver.

Mes daoust d'e humilite ha d'e bûe cuzet,
Ar brud eus he vetuziou a redas dre ar bed;
Rac a beb eternite voe gant Doue choaset
Da vea Fondatores d'an Ursulinezed.

Nombr eus a zemezeled, memes a galite,
N'em roas d'ar guir vertus, o quitat ar vanite;
A c'houlennas diganti reglennou a vue,
D'en em unissa ganti da servicha Doue.

Lojennic paour ar Zantez voa neuze freqantet,
Nonpas seul gant ar gommun, mes predicatoret
A deue d'e c'honsulti en afferou secret,
Dê e roe avisou gant furnes ha respet.

Humilite ANGELA e devoa da zouffri
Pa voele tud a Ilis o tont d'e c'honsulti;
Mes evit gloar hor Zalver, netra ne refuse:

Dè e roe sclêrijen en o difficulte.

Ebars er bla mil pemp cant ha pêvar varnuguent,
Da vont da Jerusalem en eur laqas en heut,
Da visita ar plaçou consacret gant Jesus,
O prena hoo encou gant e voad precius.

He fried celestiel, evit e aprouvi,
E frivas diouz ar güelet, eo enezen Candi,
Mes ar fe e c'hundue ha carante Doue,
Ha bepret e voa contant demeus e volonte.

Ober a ras e c'hanvou partout dre ar plaçou
Pelec'h ma voa tremenet Jesus-Christ hon Autrou,
Ha tost e voe dei mervel var ar mene Calvar;
Mes c'hoaa e voa necesset e c'haout var ao douar.

Doue a recompanças e zervicheres qer,
O rei dezi ar güelet pa voa o tont d'ar guêr.
Ebars eneaen Candi e collas ar guelet,
Hac eno en orêson e voe dezi rentet.

Scrifa ha leno a aisqas och ober orêson;
Jesus-Christ e instrue e güelet he c'halon,
Ha rei a ras dei ar c'hraç da zont da aistinga
Satan p'en em deguise evit dont d'e zrompla.

Eur vech all en orêson e voe oll ravisset:
Goelet a eure eur sqeul mysterius meurbet,
E peioi e aave nombr braa a voerc'hezet,
En eur gana eur muziq conduet gant êlet.

Neuze e clêvas eur voez eus abeurs eun Doue,
Hac a lavaras dezi commanç eun Urz neve,
Evit dont da imita ar gompagnunez-se,
O viret an innoçanç da galz a vugale.

Angela voe spouronet o clêvet qementse;
Oll e voa interdisset e presanç he Doue;
Mes eun êl he rassuras a zicouriou an êe,
Ha ne vije re virael ne vanqche qet da ze.

Neuze en em resolvas gant eur ferveur neve
Da zont da accomplissa ordrenançou Doue,
Hac e sacrifi neuze he c'horf hac he speret
Da rei eur plan evurus d'an Ursulinezed.

E merc'het spirituel e c'hemeras ractal
Evit o Fondatores hac o mam jeneral;
Humilite ar Zantez a refusas a gren,
Hano ebet enorabl na gomerje biqen.

Santez Ursul, emezi, Goerc'hez ba Merzerez,
A choasimp evit hor Mam hac hon Advocadez;
Cetu aze ar model a offr demp hor pried;
Labouromp evit e c'hloar evel m'e deus bi-grêt.

Brassa dezir Angela eviti e-unan
Voa ar c'hargou distera ha caout muioc'h a boan,
Da enoriou ar bed-mâ e devoa renoncet,
Evit güelloc'h imita Jesus crucifiet.

Bremâ velomp ar zourceñ a bini eo savet

An nombr bras a gouentohou d'an Ursulinezet.
Pedit Doue evite ma vezint conservat,
Da ellout sauten ar fe ao'hann da fin ar bed.

Hor Fondateres santel a voa prest anlevet
Dre eur maro evurus da bales an Driedet.
Ne oufemp qet eur moment douti demeus a se,
O clêvet ar miraclou a voe guelet goude.

Fa e devoe aranjet en ha c'hommunote
An afferou tamporel coulz ha re an ene,
E roas vit testamant dre serit d'e hugale,
Ar zantimanchou santel a roe dei Doue.

Mar guelomp en he hue qement a vertuzion,
E lenaomp en he maro nombr bras a viraclou,
E spas deus a drègont da hep beza enterat,
Evel pa voa en bue hac e creiz ha yec'het.

Eur vue qer santel-zé a voe recompanset
Er momant ma expiras var divrac'h he mere'het;
Dre he ër a vajeste ha rayonant meurhet,
E persuade d'an oll e voa'r gloar curunet.

Epad an trêgont devez ma ê bet exposet,
A bartout dre ar c'hontre e teuet d'e guelet,
Hac oll o deus atestet e santent o c'haion
Carguet demeus a ferveur hac a zevotion.

Habitantet Brescia o deus c'hoas atestet
Epad teir nosvez diouc'h-tu da veza bet güelet

Eur solèrijen ar gaera o vrilla bars en èr,
Hac ar rayon anezi a yê eon var ANGEL.

Brassa enor a onfemp da renta d'hor Zantez,
Ê imita he vertuziou hac he oll zantelez.
Goulennomp-se diganti gant confianç ha fe:
Na refuso demp netra evit mad hon ene.

Er guêr eus a Vontroulez ê bet canonizet,
An dri eus a via even gant calz a joaüstet.
Ar Zantez zo exposet hars er Gouent-Neve :
Bretonet, deut d'e fedi gant güir humilité.

An uguent a vis here er guêr eus a Gastel,
Voe ive canonizet, gant joa, Santez ANGEL :
Christenien, me ho suppli, diredit a beb bro,
D'e fedi vit hon sicour en beur eus ho maro.

AMEN.





E Montroulez, e ty LÉDAN, e tnon ru ar Vur.

